WIKIPEDIA

# Sardeg

Ar **sardeg** (*sardu* pe *limba sarda* er yezh-se) zo ur yezh romanek komzet en enez Sardigna. E-skoaz ar yezhoù all deveret eus al latin ez eo an hini a zo pellaet an nebeutañ diouzh an henyezh a-fed fonologiezh.

Sardeg a gomzer en darn vrasañ eus an enezenn, nemet e kêr Alghero ma komzer katalaneg, hag en inizi bihan er mervent, e proviñs Carbonia-Iglesias, ma vez komzet *tabarchino*, ur rannyezh ligurek. War-dro 80 % eus annezidi Sardigna a gompren sardeg hag etre 65 ha 70 % a gustum ober gantañ.

Er sardeg e-unan ez eus div rannyezh vras :

- al *Logudoresu* (e kreiz an enezenn), ar rannyezh chomet an tostañ d'al latin hag an hini he deus ar muiañ a vrud.
- ar c'h-*Campidanesu* (e su an enezenn), ar rannyezh gant ar muiañ a gomzerien, el lodenn eus ar vro m'emañ ar gêr-benn Cagliari (Casteddu).

A-hend-all e reer rannyezhoù sardek a-wechoù, daoust m'int disheñvel-mat diouzh an div rannyezh kent, eus :

- ar *gallurese* (*gadduresu*), komzet e proviñs Gallura, e biz Sardigna, hag a zo ur rannyezh korsek evit gwir, komzet gant diskennidi tud deuet eus Korsika er XV[vet] kantved,
- ar *sassarese* (*sassaresu*), komzet e proviñs Sassari, e gwalarn an enezenn, hag a zo hanter-hent etre ar c'horseg hag ar sardeg.

**Sardeg**
**(*Sardu*)**

**Perzhioù**

| | |
|---|---|
| Komzet e : | Sardigna, Italia |
| Rannved : | Europa |
| Komzet gant : | 1 000 000 |
| Familh-yezh : | Yezhoù Indezeuropek |

- Yezhoù italek
  - Yezhoù romanek
    - **Sardeg**

**Statud ofisiel**

| | |
|---|---|
| Yezh ofisiel e : | Sardigna |
| Akademiezh : | Limba Sarda Comuna |

**Kodoù ar yezh**

| | |
|---|---|
| ISO 639-1 | sc |
| ISO 639-2 | srd |
| ISO 639-3 | srd |
| Kod SIL | SRD (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=srd) |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

An holl rannyezhoù-se zo bet levezonet un tammig gant ar c'hatalaneg hag ar spagnoleg abalamour m'eo bet stag Sardigna ouzh kurunenn Aragon e-pad meur a gantved.

Abaoe 1997 eo anavezet yezhoù an enezenn gant lezennoù Sardigna hag Italia. Ur yezh skrivet unvan zo bet savet, al *Limba Sarda Comuna* (sardeg boutin), evit unaniñ an div rannyezh vras. Ken-ofisiel eo ar yezh voutin-se hag an italianeg en enezenn.

## Liammoù diavaez

- Ethnologue (http://www.ethnologue.com/language/srd) (en)
- Geriadur sardeg (http://www.ditzionariu.org/home.asp) (sc)
- Sardegna Cultura (http://www.sardegnacultura.it/linguasarda/) (it)

